# UR GANNEN HA TREGONT

ÉIT

# MIS MARI

**MOLLET ÉR BLAI 1855.**



É GUENED,

É TY DE LAMARZELLE É TACHEN EL LICEU.

K Mary, the Blessed Virgin

# UR GÀNNEN HA TREGONT

EIT

# MIS MARI

**Mollet ér Blai 1855.**



É GUÉNÈD,

É TY DE LAMARZELLE, É TACHEN EL LICEU.

1855.

**CANENNEU**

ET

# MIS MARI.

---

**1.**

## EN DÉ QUENT MIS MARI.

*Ton : O na hirret un noz ! N° 1 du Recueil d'airs.*

Na hirret en amzér ! pegours é tei en dé
Ma hellehemb arré mélein Rouannés en né !
Na hirret....

Chetu er mis caërran, mis er Huerhiés saeret :
Groamb enta guet youl er mis men beniguet.
Chetu er mis....

O bugalé Mari, inouramb Mam bun Doué !
Goarnissamb bé autér guet boqueteu nebué.
O bugalé....

Ravou er Boquet-Lis, boquet er boqueteu,
Ar autér er Huerhiés limaj bur balonneu.
Ravou er Boquet-Lis....

Mari, é peh amzer, e cheleu hur peden :
Mis mai hi dès choégot eit rein d'emb hur goulen.
Mari, é peh amzér....

Ér mis-men é tischen ag en Nean ar en doar
Eit rein d'hé hugalé madeu, græceu hemb par.
Er mis-men é tischen ....

É peh amzér é ra græceu d'hé hugalé :
Ér mis-men hi ou squil guet hrassoh larganté.
É peh amzér....

Me gleu boéh en eined é cannein ér hoèdeu :
Int e sehlant larèd : chetu mis er græceu.
Me gleu boéh....

O me halon digor, digor d'er gonfianç :
Mari ezou hanhuet guir Vam en espéranç.
O me halon digor. ..

Mari, ol er mis-men revou d'oh consacret!
Mari, guet pab unan revehad inouret!
Mari, ol er mis-men ...

Ar hou paseu, Guerbiés, re guerhehemb gredus!
Eit ma yehemb guet-n-oh d'er joyeu-bont padus.
Ar hou paseu...

Énou, é creis er gloér, guet er Sænt hag Ælèd,
Ni e hrei hemb arsàu hou mis, Mam beniguet.
Énou, é creis er gloér....

2

# LITANIEU ER HUERHIÉS.

Ar un ton nebué : N° 2 pé 3.

Mari, merh humbl ag er Judé,
Choéget aveit bout Mam de Zoué,
Peded eit-omb :
Peded eit-omb, eit-omb peded.

Mari, *Guerhiés er guerhiésèd*,
Purroh aveit ol en Ælèd,
Peded, etc.

*Santés Mari*, *Mam de Jésus*,
A lein en Nean, Guerhiés eurus,
Peded, etc.

*Mamen a hræç*, Rouannés en né,
Miret pur dré zonæson Doué,
Peded...

O Mam dissi, *Mam a burted*,
Goarantet doh flâm er péhed,
Peded...

Mam pur quent m'hou poé conoéuet,
Mam pur goudé ma huès gannet,
Peded...

Groeid ma véhemh pur a béhed,
A galon, bermen ha perpet.
Peded...

Guerhiés, *Mam dign devout câret*
Drest quement tra zou ol ér bed,
Peded...

Gnerhiés *dign devout admiret*,
Hag én Nean quen ihuél sàuet,
Peded...

Guerhiés santel, *Mam d'hur Hrouéour*,
Gronnet a hloér hag a inour,
Peded...

O Guerhiés pur, *Mam d'hur Salvér*,
Santés Mari, ô Mam tinér!
Peded...

Guerhiés Vari, *Guerhiés parfet*,
Rouannés caër er graciusted,
Peded...

Guerhiés, *dign devout inouret*,
Guet én dud ha guet eu Æled,
Peded...

O Guerhiés, *dign devout mélet,*
En Neañ, ér puar horn ag er bed,
Peded...

*Guerhiés puissant é lein en né,*
Hou pêd chonj ag hou pugalé.
Peded,..

O Guerhiés, *bæn a vadeleah,*
Mam a Zoustér, Rouannés er peah,
Peded...

*Guerhiés fidel,* de hræceu Doué
Eit ma véhemb fidel ehué,
Peded...

Guerhiés, *miloér a santeleah,*
Scuir parfæt a salvedegueah,
Peded...

*Damuranç er furnéz divin,*
Ni hou supli ar hun deulin,
Peded...

O Guerhiés, *joé hur halonneu,*
Groeid d'emb arriw ér gùir joyeu.
Peded...

Guerhiés, *Tampl er Sperèd-Santel,*
Peded eit-omb tud criminel.
Peded...

*Lestr a inour*, Guerhiés sacret,
Doh en ihuern hur goaranted.
Peded...

*Scuir parfæt a zevotion*,
Laqueid græç Doué én hur halon.
Peded...

Guerhiés, *Rosen mistérius*,
Difforhet doh er ré cablus,
Peded...

*Tour David*, criw ėl un armé,
Doh en diaul goarned hun iné.
Peded...

Guerhiés, sonn ėl *un tour ivoér*,
Groeid d'emb bout ferm é peb amzér.
Peded...

O *Sanctuær a garanté*,
Carguet a hræç en Eutru Doué,
Peded...

*Arh ag en Allianç nehué*,
Hun espéranç hag hur buhé,
Peded...

*Dor er Baraouis*, digored
En Nean d'hou pugalé câret.
Peded...

Hum ziscoeid d'emb, *stiren en dé*,
Groeid ma criuhei én-amb er fé,
Peded...

O Guerhiés, *recour er ré clan*,
Revehed yehed hun iuean.
Peded...

Guir *retiranç er béherion*,
Goulenued aveit-omb pardon.
Peded...

*Confortanç en dud affliget*,
Guir espéranç er ré coéhet,
Peded...

Guerhiés, *Rouannés caër en Ælèd*,
*Rouannés* caër *er Batriarchèd*,
Peded...

Guerhiés, *Rouannés er Brophétèd*,
*Rouannés*, caër *en Apostolèd*,
Peded...

Guerhiés, *Rouannés er Vartirèd*,
*Rouannés* caër *er Govessourèd*,
Peded...

Mari, *Rouannés er Guerhiésèd*,
*Rouannés er Sœnt ha Santésèd*,
Peded...

*Rouannés conceuet hemb péhed,*
Ah ! reid d'emb lod e hou purted.
Peded eit-omb !
Peded eit-omb, eit-omb peded.

---

**3.**

## SANTÉS MARI,

PEDED EIT-OMB.

**Ar un ton nehué, n° 2 pé 3.**

*Mari*, hanw caër hag inourabl,
D'en dud devot henw emiabl,
Peded eit-omb ;
Peded eit-omb, eit-omb peded.

*Mari*, hanw criw, hanw e bulesanç,
Henw eurus, læn a gonfianç.
Peded...

*Mari*, ô stiren liguernus,
Mam er splandér, Mam de Jésus.
Peded...

Hou s'hanw, Guerhiés, e sinifi
Rouennés, Intron : ni hou supli.
Peded...

É dreis en dangér ha tampest,
Mari, deid d'hur secour abrest.
Peded...

Hou s'hanw, Guerhiés, n'en dé santel,
Meit a berh en Doué éternel.
Peded...

Mæs Doué en dès gourhemennet
Ma vou hou s'hanw partout mélet.
Peded...

*Hanw er Huerhiés e oé Mari :*
Doué memb en dès ean reit dehi.
Peded...

Flastret e hués pen er serpant,
Rouannés en Nean, Rouannés puissant.
Peded...

Mar tosta er spered treitour,
Mari, quenteh deid d'hur secour.
Peded...

Hul laqued attàu én abri
Doh er goal spered, ô Mari !
Peded...

Hou s'hanw, Mari, zou ur mistér :
D'er hompreneín reid d'emb sclerdér.
Peded...

Haval doh ur huèn Olivet
Carguet a fréh, Mam beniguet.
Peded...

Él er baum er préciussan,
Hou s'hanw e daul er front huécan.
Peded...

Eit en anemis-hont orribl,
Mari, revou hou s'hanw terribl.
Peded...

Hanw Jésus guet hou s'hanw, Mari,
Revou perpet hemb disparti.
Peded...

Hou s'hanw, Mari, Mam beniguet,
Hemb cès partout revou mèlet!
Peded eit-omb;
Peded eit-omb, eit-omb peded.

---

**4.**

## GUERHIÉS ER GUERHIÉSÈD.

TON : Dæmen enta, Mari,... nº 1.

Guerhiés pur ha divlam hemb tam eouciadur,
Goarantet, a gomanç doh pep-sort goal natur,
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

Hui-é er Boquet-Lis e huélan é splannein,
Guennoh aveit en éerh, é creis ur bodad drein :
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

N'en dès boquet e daul tro-ha-tro front huécoh
Aveit er Boquet-Lis, n'en dès boquet guennoh :
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

Er hristal er haerran e fché bout güélet
N'en dé meit ul limaj distér ag hou purted :
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

Mari, ô Guerhiés pur, ol ol limajeu-cé
N'en dint nameit ur squed a burted hou s'iné :
O Guerhiés er Guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

Raccé n'en dès ait-oh nitra quar précius,
Guarhiés, ait ar Huertad, vertu ar ré aurus :
O Guarhiés er Guerhiésèd,
Goaranted-ni doh ar péhad.

Groeit hou poé a gomanç, *Guerhiés er [guerhiésèd,*
Rô d'hum virèd attàu ér stad caër a Huerhted :
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

Raceü é laras d'oh en Arhæl a berh Doué ;
Ne zouged quet, Mari, rac en Divinité.
En dès hou cuir goarantet
Doh er velim ag er péhed.

Er güirionéeu-men zou eit-omb ur guentel,
E lar d'emb hibuein pur dré ur vuhé santel :
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

*Guerhiés er guerhiésèd*, ô Mari, me Rouannés,
Revehed aveit-on scuir hag avocadés !
O Guerhiés er guerhiésèd,
Goaranted-ni doh er péhed.

5.

# MAM D'ER VAMEN

## AG EN OL GRÆCEU.

Ton : Creded é hès un Doué... pé : Cheleued er person..., nos 17 — 20 — 5 — 6.

*M'hou salud, læn a hræç*, e laras en Arhæl :
Conzeu deit ag en Nean, mistèr bras hag ihuel !
Un nehuéted hemb par, Mari, e huès cleuet :
Hui evou Mam de Zoué hemb collein hou [cuerhted.

Ha piw é goniprenou en tresor, er madeu
E receued guet Doué, mamen en ol græceu?
Ha mar dé reit er hræç revé er garanté,
Mari, piw guël eit-oh en dès câret é Zoué?

*O Mari, læn a hræç*, én-oh éma squillet
Græç Doué guet abondanç, revé m'en dé
[scribhet:
Merh d'en Tad éternel, Mam d'hur Salvér Jésus,
Ha d'er Spered-Santel pried pur hag eurus.

Deliet e oé d'oh, aveit hou rang ihuël,
Ur santeleah hemb-par, Mari, Guerhiés santel;
Er salud e hra d'oh en Arhæl a berh Doué,
Nejaujé meit doh-oh, Guerhiés, Rouannés en né.

Dré ma oh Mam de Zoné, mamen enol græceu,
Hui ezou deit de vout èl mam en ol madeu;
Ha receuet e hués carg ha pouvoér guet Doué
De rannein é hræceu itré hou pugalé.

Ya, emé sant Ephrem, hui-é hur Patromés,
Hur joé, hul lévuiné, hur gûir Avocadés;
Ya, hui-é gûir recour, hui-é gûir retiranç
En nemh en dès én Doué laqueit é gonfianç.

Mor a hræç, plomen criw, emé en Doctorèd,
Criw erhoalh eit goalhein ol en dud ag er bed,
Mari, deid d'hur secour, changed hur halonneu,
Laqueid én-amb en hâd ag en ol vertuyeu.

Damb enta guet fianç de dal trôn er grœceu,
Daomb de houlen secour ineb d'hur poénieu :
Ne vern péh quer bras-é hun droug hag hur
[misér,
Mari zou *len a hræç*, Mari zou Mam tinér.

Doh-oh enta, Guerhiés, doh-oh hun dou recour,
É creis hun dangérieu deid, deid béan d'hur
[secour ;
Mam d'er vameu a hræç, Mari, hun espéranç,
Arlerh en Eutru Doué, hui-é hur honfianç.

---

## 6.

# MAM D'ER PEN A HUN OL JOÉ.

Ton : Mar covessed erhad, pé, Creded é hès un Doué...
nos 15 — 20 — 5 — 8.

Interrèt e oèmb ol én tihoelded brassan,
Ha n'hun doé de hortos nameit poén, nameit tan :
Er gûir joé ël collet, en doé quitteit en doar,
Ha ne oé mui ér bed nameit chif ha glahar.

Mari e za ér bed : ha Doué, dré vadeleah,
Hum chervij a Vari eit hur salvedegueah.
Mari ezou choéget eit Mam d'hur Rédamptour,
Mari e séh hun dar, e gonsol er péhour.

Raccéquent pêl en treu hum gaw devout changet,
Mab-dén e gaw arré en droed en doé collet :
Digoret-é en nor a ranteleah en né,
Mari e zigas d'emb er vamen a bur joé.

Mèn é oèh-hui enta, purted, humilité,
Vertuyeu ag en Nean, modesti, caranté?
Ha hui, ô Sacremant! hur honsolation,
Magadur hun inean, huhé er Grechenion?

Arlerh en Eutru Doué, d'ob éma deliet,
Mari, er græceur caër hun nès hoah receuet;
Ya, a pe huès laret : *Me zou matéh de Zoué* :
Er bed en dès saillet guet joé ha léhuiné.

D'oh enta, ô Guerhiés, mil act a drugairé!
Reveled cherviget guet gred ha caranté!
Hou pout hun delivret ag er hrassan drougueu,
Hou pout dégasset d'emb mamen en ol madeu.

Mil ha mil trugairé de Zoué revou rantet!
En devout bet reit d'emh, dré é Vam beniguet,
Ur joé pur, ur joé douç, ur joé gùir ha padus,
E hrei d'emb gnélèd Doué ér Ranteleah eurus!

7.

# BOQUÊTEU SPIRITUÉL.

TON : Ne gonzed quet mui d'ein..., n° 7.

Ne gonzed quet mui d'ein a hligeadur er bed,
Rac caranté Mari en dès ol m'ahraset.
Mari,
Arleih en Eutru Doué,
Hui vou me haranté,
Mari.

Mari, Mam er græcou, Guerhiés pur ha santel,
Adrest en ol groagué hui zou sàuet ihuél,
Mari...

Ol en dud ag er bed, bermen ha de jamæs
E larou hemb arsàu : Hui zou eurus Guerbiés,
Mari...

O bugalé Mari, canned a voéh ihuél
Ur gannen a nehué eit er Huerhiés santel,
Mari...

Hui zou càretguetDoué, haghou s'hanw beniguet
E hra d'en ol cannein gloër d'er Mæstr ag er bed,
Mari...

Hui ezou pur, Guerhiés, hemh tam couciadur,
Hui zou dibéh ha glan é creis er fal natur,
Mari...

Arlerh en Eutru Doué, hui-é, Guerhiés santel,
En dès bet hun tennet ag er marw éternel.
Mari...

Hou s'hanw ezou ur han, ur music aveit-on,
Ur bàum, ur mélodi a rejoeis me halon,
Mari...

Hui ezou, ô Mari, drest ol er guerhiésèd;
Ar en doar èl én Nean reveheù inouret,
Mari...

Revihuehed, Mari, hoquet er boquetou,
Orlemant, Boquet-Lis en ol devalennou,
Mari,..

Doué memb en dès reit d'oh é vertu, é sclerdér,
Ha nitra n'hél troublein hou cuerhted, hou
Mari... [splandér,

Me ancoéha me foén, ha m'hum gaw consolet,
A pe chongean hemh-quin én hou s'hanw be-
Mari... [niguet.]

M'hou càr, Mari, me Mam, m'hou càr a huir
[galon;
Ha doh el larèd d'oh, ô péh quen eurus-on !
Mari...

Comended d'ein, Mari, re hui zou me Mæstrés :
Jésus ezou me Roué, ha hui zou me Rouannés,
Mari...

Allumed ém halon, ô Mam carantéus !
En tan a garanté, a garanté Jésus,
Mari...

Mari, arlerh Jésus, hui vou me espéranç,
Hui-é, erlerh Jésus, mem brassoh confianç,
Mari...

Dré liou purted hemb-par, dré hou Conception,
Purified m'inean, me horw ha me halon,
Mari...

Beniguet-oh guet Doué, ha bui hués receuet
Pouvoér de zismantein ol hun anèmisèd,
Mari...

Hui-é, Guerhiés puissant, retiranç er pébour;
Biscoah ne huès manquet a rein dehou secour,
Mari...

M'hou quemér, ô Mari, eveit scuir he miloér
El ma huès queméret aveit scuir hur Salvér,
Mari...

Guerhiés, hui zou purroh eit er fetæn sclærran,
Purroh eit er vamen a vanné el Liban,
Mari...

Oh! p'hellehen deviz! oh! p'hellehen larèd
Er garanté a mès eit-oh, Mam heniguet!
Mari...

Mari, læn a bouvoér, Mari, læn a hræceu,
Selled doh hun birvoud, ha doh hur pedenneu,
Mari...

Hui-é, Guerhiés Vari, er Rouannés truhéus;
Deid enta de secour hugalé maleurus,
Mari...

Guerbiés er seih glahar, Rouannés er Vartirèd,
Groeid d'emb squillein dareu, ha bout ol par-
Mari... [donnet,

Er grad vat e santan aveit hou madeleah,
E ra d'ein confianç eit me salvedeguéah,
Mari...

Hou pénédiction aveit-on ér bed-man
E houlennau, Guerhiés, hag aveit me næssan,
Mari...

M'hou ped chué, Guerhiés, eit er ré dreménet
*E horto guet birreah ma vaint diboéniet,
Mari...

Hui e buél bur balon, ô Guerhiés! ô Mari!
Ni hou càr a galon, ni hon càr a zevri,
Mari...

Hou s'hanw, Mari, ezou un hanw a gonfianç ;
Hag ol er ré en doug e hêl hout hemb doujanç,
Mari...

Gloér d'en Tad, gloér d'er Mab, ha gloér d'er
[Spered-Glan
Ér bed-men, ér bed-hont, gloér de Rouannés
[en Nean,
Mari,
Arlerh en Eutru Doué,
Hui vou me haranté,
Mari.

---



8.

## MARI, HOU PÊD TRUHÉ DOH-EMB!

Ton : Adieu mis mai, mis beniguet..., nᵒˢ 8 — 70 — 78.

Perpet em hou chonj a Vari ;
Ha piw ezou gùèl aveit-hi ?
Dobér e mès ag hé secour,
Doh-t-hi hemb-quin em hou recour. (*bis.*)

En ihuern e hre hrizel d'ein,
Perpet e mès léh de zougein :
Ha doh piw hum adressein-mé
Meit doh-oh-hui, Rouannés en né ?

Dob-oh p'em bebé bet sentet,
Jamæs mui n'em bebé péhet.
Péhat e mès, ô Guerbiés pur,
Hou pêd truhé doh hou croaidur!

Collet e mès en innoçanç,
Deusto d'er voéh a me housçianç.
Pehani em zemal perpet
Rac ma mès collet er burted.

Ur voéh eahus e mès cleuet
É larèd d'ein : hui vou dannet!
É han d'hum gol, Rouannés en né,
Dob hou croaidur hou pêd truhé.

Mari en dès me cheleuet,
Ha d'en ihuern hi dès laret :
Ranted d'ein ur hroaidur em hâr,
Hag e mès prenet guet men dar.

A pe belhen azoh men Doué,
Mari em galhué guet truhé;
Goulennet hi dès avoit-on
Guet Doué er hræç a me fardon.

Ha nezé ur gûir gonfianç
Ezou deit é léb en doujanç.
O Guerbiés, ô Rouannés en né,
Dob hou croaidur hou pêd truhé.

D'oh enta, ô Rohannés en Nean,
É vein tré ma vein ér hed-man;
Hag aveit ol hou earanté,
Me ven rein d'oh ol mem buhé.

---

**9.**

## PEDEN SANT BERNARD.

Ton : Adieu, mia mai..., nos 8 — 70 — 78 — 9.

Hou pêd ebonj, ô Guerhiés Vari,
N'en dès biscoah cleuet hanni
Larèd éma het refuset
En nemh en dès hou coulennet.

Naren biscoah hou servitour
N'en dès het manquet a secour;
Jamæs ne huès het delézet
Hou pugalé queih affliget.

Raecé guet hrassan confianç
É houlennan hou s'assistanç;
Discoeidé oh ur vam tinér,
Discoeit éma bras hou pouvoér.

Guat quæ ha glahar ém halon,
Dré-z-oh é houlennan pardon :
Ha deusto ma 'on quer cablus,
Peded eit-on, Mam truhéus.

Hui zou ur Mam, ur Vam tinér,
Hui e banàu ol bur misér :
Selled-ni enta guet truhé,
Ha secoured hou pugalé.

---

## 10.

## COMBATAMB EIT EN NEAN.

Ton nebué, n° 10.

DISCAN.

Groamb brezél d'er bed, de Satan,
Sauàmb ol ineb d'ou lorbage !
Jésus memb e ra d'emb courage,
Mari hur sel a lein en Nean.
Ur gouron caër vou hur partage, } *bis.*
É dorn Mari en hi guélan. }

Ne zougeamb quet bout ér brezél
Idan baniel hur Rouannés pur,
Cavet hun nès un dihuen sur
Mar caramb en héli fidel.

Damb guet un hardehted santel
En arben d'hun anemised ;
De guenér nerh n'ou lausquamb quet,
Groamb debai brezél éternel.

Tud eunus, tud læn a zoujance,
Dérac en diaul perac créneiu ?
Mari e hellou hoah flastrein
Pen anemis hou s'innoçance.

Calon Mari, hou Mam tinér,
Hou héh én ol dangérieu ;
Hag hé dorn a zan hou paseu
E zistroa laceu Lucifer.

Creined enta érr hé fresance,
Creined, spered fal ha treitour ;
De Vari ur guir servitour
No zoujou quet mui hou puissance.

Satan, me hra gouab a furi
Te gansorted lous ha méhus !
Me ven rein ur galon gredus
De galon Jésus ha Mari.

Nitra ne hrei d'ein mui fari
Nag er bed , nag é vanité ;
Me guerhou d'en éternité
Guet anseign Jésus ha Mari.

———

**11.**

# EN ANGELUS.

Ar en ton gallec : *Ave, Maria*, car volci..., n° 11.

DISCAN.

Ave, Maria,
Saludamb guet en Æl
Hur Mam santel,
Ave, Maria.

A pe son er hloh eit en Angelus,
Me halon e lar èl en Æl curus :
Ave...

Salud inourabl eit-ob, Mam sacret;
Biscoah quement-ral n'en dé bet cleuet.
Ave...

M'hou salud, Mari, ô læn a hræceu!
Tresor, mamen criw a bep-sort madeu.
Ave...

Hui zou beniguet drest en ol groagué,
Dré ma oh bet deit devout Mam de Zoué.
Ave...

Ha Jésus, hou Mab, ezou beniguet:
O Guerhiés eurus hou pout ean gannet!
Ave...

Ha neoah, Mari, dré humilité,
Hui e lar n'en doh meit *mateh de Zoué.*
Ave...

Crechenion, aveit pligein de Vari,
Red-éd'emb bout humbl ha séntus él-d-hi.
Ave..

Raccé dicallamb doh er vanité,
Doh er bed trompus, hag é fallanté.
Ave...

O Guerhiés Vari, aveit-omb peded
Ma yellemb un dé d'en Nean de larèd:
Ave, Maria,
Saludamb guet en Æl
Hur Mam santel
Ave, Maria.

## 12.

# BUGALÉ MARI.

Ar en ton gallec : Bonne Marie .., n° 12.

DISCAN.

O Mam santel,
Guerhiés fidel !
Hui e houlen hur haranté ;
O Mam santel,
Guerhiés fidel !
Eit mad é omb hou pugalé. (*Bis.*)

Ur voéh tinér e mès cleuet
É larèd d'ein é peb momant :
Me hroaidur; mar doh poéniet,
Lared d'ein, me zou ol-buissant.

Guir-é : en diaulèd é couear
Ne rant peah er bet d'hou s'inean ;
N'en dès meit brezél ar en doar,
Er peah n'en dé nameit én Nean,

Me hroaidur, hou pèd confianç,
Deustou d'hou poén ha trebilleu ;
Me zistrugeou dré me fresanç
Hou s'anemis guet é ardeu.

M'inean, ur voeh quen amiabl
Zou boéh Mari, Rouannés en né :
Mari zou ur Vam charitabl,
Hum fied ar hé haranté.

Péhour, eit quement a sourci,
Ha hui chomou hoah ahurtet?
Deid indro, e lar d'oh Mari,
Me Mab sur n'hou refusou quet.

Pe chairehed hou teulegad,
A pe zei d'oh merhuel un dé,
Ur Vam quen douç, ur Vam quer mat
N'hou s'abandonnou quet nezé.

Hi hou cassou d'er Baraoués
De greis er plijadurieu pur :
Énou eurus aveit jamæs
Hui e vou eit mad hé hroaidur.

---

## 13.

# ER MAGNIFICAT.

TON : Él mem tonniet... N° 13.

Pe gleuas Mari guet en Æl
É conceusat Salvér er bed,
Dré vertu er Spered Santél,
Hi e gassas d'Élizabeth.
Bean er guevel,
Hag hi salud én ul laréd :
*Magnificat anima mea Dominum.*

Souéhet d'ur mistér quer santél,
Ha d'em boneur a vout choéget
A berh Doué en Tad éternél,
Eit bout Mam d'é Vab beniguet:
O rang ibuél!
Me spered zou ol ravisset!

*Et exultavit spiritus meus : in Deo salutari meo.*

Me mès bet hum sellet attàu
Avèl matéh en Eutru Doué;
Hemb-quin mérit, mé en anàu,
Ean e sel doh m'humilité:
O choej em sàu
D'en inour a vout Mam de Zoué!

*Quia respexit humilitatem ancillæ suæ; ecce enim ex hoc beatam me dicent omnes generationes.*

Doué ol-buissant, hag ean e hèl
Gobér nitra guél ém andret?
Rac, dré hræç er Spered-Santel,
É vein mam ha guerhiés parfet.
Gloér éternél!
Ha mil trugairé d'é vrasted!

*Quia fecit mihi magna qui potens est: et sanctum nomen ejus.*

Doué en Tad guet truhé e sel
Doh stad er péhour maleurus;
Hag eit salvein tud criminél
E ra é Vab carantéus:

Ha ean e hêl
Rein nitra guêl aveit Jésus?

*Et misericordia ejus a progenie in progenies timentibus eum.*

Er ré e viw én é zoujanç,
N'hêl quet jamæs ou ancoéhad;
Mæs ean e zisplég é vaujanç
Ar er ré rouflus hag ingrat:
Guet abondanç
Fan e ra græceu d'er ré vat.

*Fecit potentiam in brachio suo: dispersit superbos mente cordis sui*

É joyeu en Nean Lucifer
Hag é gansortet revoltet,
E santas pouiz rust é golér,
Guet en orgueil é oènt dallet:
A greis er gloér,
Én abym émant ol taulet.

*Deposuit potentes de sede: et exaltavit humiles.*

Èl-d-hai ni e oé miserabl,
A bep mad santel dibourvé,
Couéhet ag er rang inourabl
A vout héritérion de Zoué:
Dorn charitabl
Hun Tad bun ten a beuranté.

*Esurientes implevit bonis: et divites dimisit inanes.*

Receuamb un Doué dambonér
Goudé m'hun nès quebèd souffret
Édan er bouis a hur misér,
Guet un anemis burtellet :
Er Roué a bloér
E zegas d'emb er peah ér bed.

*Suscepit Israel puerum suum : recordatus misericordiæ suæ.*

Eit accomplissein é bromès
En doé groeit d'en tadeu quetan,
De dennein er bed ag er gloés,
En ur guemér corv hag inean,
Eit rein hemb-cès
Græcen pinhuic de beb-unan.

*Sicut locutus est ad patres nostros : Abrahæm et semini ejus in secula.*

Laquamb dalhabl én ur mimoér
É ra d'emb er græceu brassan ;
Ha mar da d'emb doug er victoér
Ar anemisèd hun inean,
Rantamb ol gloér
D'en Tad, d'er Mab, d'er Spered-Glan.

*Gloria Patri et Filio et Spiritui Sancto.*

Jésus, Mab-Doué, Doué éternel,
Quer clous èl en Tad a viscoah,
Quer clous èl er Spered-Santel,
En dès degasset d'emb er peah
Eit hur sehuel
Bed eurusted é ranteleah.

*Sicut erat in principio et nunc et semper, et in secula seculorum. Amen.*

## 14.

# SANTÉS MARI,

### PEDED AVEIT-OMB EN ÆR AG HUR MARHUE.

Ton : Cheleued ur person.. N° 17.

Pe zei er marw cruel de lared d'ein un dé :
Achiw-é hou s'amzér ; deid d'en éternité!
A pe vou laret d'ein : red é quittad er bed,
Aveit ur péhour peur, Mari, nezé peded.

Pé huélein étal-on quærent hag amièd
É pedein aveit-on quent ma vein treménet ;
Pe larein quenavou bêd en éternité,
Aveit ur péhour peur, Mari, peded nezé.

A pe zei de men goaid sclassein ĕme mampreu,
Pe ridou ar me zàl huisen yein en anqueu ;
Pe vein prest de verhuel, ha prest de vout juget,
Aveit ur péhour peur, Mari, nezé peded.

Pe n'hellein quet mui conz, me zéaid paraliset,
Nag bou coulen, Mari, dré hou s'hanw beniguet ;
Pe n'hellein mui sehuel d'en Nean men deulegad
Mari, peded nezé eit ur péhour ingrat.

Guet dar pe n'hellein mui golhein me féhedeu,
Na gohér penigen aveit ol me fauteu ;
Pe n'hellein mui guet quæ scoein ar boul me [halon.
Mari, eit-on nezé, ah ! goulenned pardon.

Pe n'hellein mui derhel er groéz ar me halon,
Na hoquein mui dehi aveit goulen pardon ;
O Guerhiés truhéus, ô Mam a garanté !
Aveit ur péhour peur, Mari, peded nezé !

Pe larou er bêleg : inean, quitteid er bed,
Sortied ag er horv, querhed de vout juget ;
Ah ! deid d'om diguemér, Guerhiés, mam a [druhé,
Ha cassed-mé d'hou Mab, eit bout eurus én né !

---

## 15.

# MARI E GOUVI ER PÉHOUR

### D'HUM GONVERTISSAIN.

Ton : Mar covessed erhad.... Nos 15—19.

Péhour peur, dallet-ous guet ha fallantéeu
Endi au hag er péhed ha talh én ou laceu.
Cousquet-ous dischonj-caër drest en abym cahus,
Er marw tro-ha-tro d'it... crein enta, maleurus !

Peb quel hés en Doué é hès bet offancet,
En dès sàuet é zorn, en dès ha venacet!
En ihuern dérag-ous guet ol é dourmanteu,
Ne hrei-ean d'it anfin quittad ha béhedeu?

Mari en dès distroeit en taul ag é golér,
Hag en dès goulennet aveit-ous hoah amzér.
Mari douguet eit-ous, Mari, mam a druhé,
En dès pedet hé Mab eit salvein te iné.

Lar enta, péhour peur, en hanw douç a Vari:
Gued a huéh é hès het græç ha secour guet-hi!
Te vam ha couvi hoah, e lar d'it hoab ur huéh!
Me broaidur peur, hum rant, ha cheleu doh
[memb hoéh.

Distro, me mab, e lar guet ur voéh hirvoudus,
Rac pêl doh te Grouéour n'helles chet bout
[eurus.
Lausquet é hès un tad, en tad en tinerran,
Aveit héli en diaul, te anemis brassan.

Coustet é hès bet d'ein mui aveit mem buhé,
Pe mès reit aveit-ous Jésus me haranté.
Goaid un Doué ezou bet er briz ag ha s'inean,
Ha té hi rehé hoah d'ha s'anemis brassan?

Coutant-on de rein hoah eit-ous me Mab Jésus,
Mar dé ret quement-cé aveit ma vei eurus.
Coutant-on de hlubein hoah er Groéz guet
[men dar,
Ha de vout hoah trézet guet er glean a hlahar.

Deusto de guement-cé, deusto d'em haranté,
Te gresq hoah te valeur dré béheden nehué;
Te ven enta eit mad ha d ein ha de Jésus
Troein caïn, ha rein d'en diaul te inean ma-
[eurus?

Digor-é men divréh, digor-é me halon
Aveit ha diguemér : distro enta doh-on.
Mar goulennès pardon guet quæ ag ha fauteu,
M'em bou pardon eit-ous, deusto d'ha d rfæteu.

## 16.

# MARI E GAS D'EN NEAN.

Ton : Grâce, grâce, Seigneur... N° 14.

Deid, e lar er bed d'ein, deid, hélied me lézen :
Me rei d'oh pligeadur épad ol mem buhé ..
Mæs, Mari, Guerhiés pur, caërroh aveit er rosen,
E lar d'ein guet doustér : deid, m'hou cassou
[d'en né. (*bis*)

Ha me mès rescondet · groeit e mès déjà me
[choés;
Er bed erou trompér, é vadeu un huné...
Er madeu e red-bui zou guirmadeu, ô Guerhiés;
Ha gueter madeu-zé bui bur hassou d'en né. (*b.*)

Goulenned, ô Mari ! er pardon a me fauteu;
Goulenned aveit-on ma huir-gâreîn men Doué.
Reid eluë d'em inean hé lod ag hou vurtuyeu;
Henneh-é er guir hent em hassou dræt d'en
[né. (bis.)

Hui e hanàu, Guerhiés, ol hur bubé hirvoudus,
E hanhuér guet ræson devalen a dristé:
Conforted hun inean, Mari, mam caranteus;
Conduyed hur paseu, ha cassed-ni d'en né. (b.)

Hui hurguél én danger écreisur mor én harnan,
Burtellet d'en tampest, prest dé gol hur bubé;
Cassed hur bâg, Guerhiés, sauved-ni corv hag
[inean;
O stiren caër er mor, discoeid d'emb hent
[en né. (bis.)

---

17.

# CARAMB-MARI.

Ton : Mère de Dieu... N° 16.

M'hou car, Guerhiés, hag e zezir hou carein
Avèl ma hré me Salvér ér bed-man,
M'hou car, Guerhiés, ha m'hou carou tré vi-
[huein

A erh Jésus hui e garein muihan.
O Mam tinér,
Hur haranté!
É peb amzér
Ni vou hou pugalé.

M'hou câr, Guerhiés, ha croéz er manné Calvar,
E huès glubet guet ur mor a zareu,
E rescond d'ein : er Huerhiés ehué hou câr,
Pe ra hé Mab aveit hou péhedeu.
O Mam...

M'hou câr, Guerhiés, ha guet-n-oh é on câret :
Pebeh boneur! peh tresor eit-on mé!
Guet a hræceu, dré hou teorn beniguet,
D'en nemb hou câr, e zischen ag en né!
O Mam...

M'hou câr, Guerhiés; liés doh treid en autér
Me halon d'oh e laras hé foénieu;
Hui e ré d'ein nerh ha couraj ém misér,
O Mam tinér, hui séhé men dareu!
O Mam...

M'hou câr, Guerbiés; aveit bout guet-n-oh câret,
Doh er péhed me virou me iné;
Ar hou paseu re guerhein gredus perpet,
Conduyed-mé én hent ag er vuhé.
O Mam...

M'hou câr, Guerhiés, ha pe mès hou caranté,
Ne zougein quet eit me salvedigueah;

Deét en ihuern d'hobér brizel d'em iné,
Petra hrei-ean? cavet e més er peah.
O Mam...

M'bou cār, Guerhiés, m'ellar, m'el larou perpet:
Er honzeu-zé vou mem boneur brassan;
Ag er bed-men a pe zei d'ein bout galhuet,
*M'hou cār, Guerhiés,* vou me honz devehan.
O Mam...

---

## 18.

## MARI, HOU PÈD TRUHÉ DOH HOU BUGALÉ.

Ton : Peuple inûd... N° 18.

Mari, Mam de Zoué,
Lausqued-ni d'hou pedein;
Mam a garanté,
Deid bean d'hun assistein.
Hui e hanàu hur misér,
Soulaged-hi, mam linér;
Hou pèd truhé
Doh hou queih bugalé! *(bis.)*

Mam madeleahus,
Hui-é hur honfianç;
O Mam de Jésus!
Hui-é hun esperanç.
Mari ne bermetted quet
Ma cārehemb er péhed;

Hou pèd truhé
Doh-emb hou pugalé! *(bis.)*

Hun anemised,
Er hik, er bed, Satan,
E hra d'emb perpet
Er brizel terriplan.
Penaus guellèd ou feabein,
Ma n'en ded d'hun assistein?
Hou pèd truhé
Doh hou queih hugalé! *(bis.)*

Guet hou assistanç,
Mari, Guerhiés fidel,
N'hun nès chet doujanç
A varw nag a vrizel.
Petra hrei d'emb en treitour,
Guerhiés, mar ded d'hur secour?
Hou pèd truhé
Doh hou queih hugalé! *(bis.)*

Ur mor daugerus
Hun nès ol de drézein:
Guerhiés truhéus,
Deid.... é bamb de véein!
Cheleued doh hur peden,
Ha reid d'emb hean hur goulen.
Hou pèd truhé
Doh-emb hou pugalé. *(bis.)*

Groeid, ni hou supli,
Ma yehemb d'hur güir bro;

Dré en dorn, Mari
Conduyed-ni d'énou.
Énou eurus hag é peah,
Ni gannou hou madeleah :
Eit mad nezé
Ni vou hou pugalé. *(bis.)*

---

**19.**

# CONSÉCRATION D'ER HUERHIÉS.

**Ton :** Quand l'eau saint, du Baptême. . N° 19.

Deid ol, buga e de Vari,
Dérac hé autér guet joé ;
Deid ol d'hum gonsacrein dehi
Eit er rest ag hou pubé.
Er Huerhiés Vari
E rei d'oh hé zrezorieu,
Hag hé bugaléguen
Ne veint quet delézat guet-hi.

*Discan.*

Mari, mam santel,
Ni e ra d'oh hur halon ;
Édan hou protection,
De Zoué ha d'oh ni vou fidel.

Hoah é clasquou er goal spered
Hun trompein quet é ardeu,
Hag é tei de stennein perpet
Ar hun hent pep-sort laceu.
Guerhiés truhéus,
Ni hou ped, d'eid d'hun dihuen
Ha revehed hur stiren
Eit hur hondui bêd-ha Jésus.
Mari, mam...

Indro d'emb er hed scandalus
E zisplég pligeadurieu;
É hénal fal ha dangerus
E huéh potison er vinceu.
Guerhiés heniguet,
Purroh aveit en Ælé,
Goaranted hun'iné
Doh en drougueu ag er péhed.
Mari, mam...

Pêl doh-emb, péhed miliguet,
Ha zoustér ezou trompus;
Hag er joyeu faus ag er bed
É hra d'emb hout maleurus.
O peh quen eurus
É en inean e chom pur!
E laq hé fligeadur
É cârein Mari ha Jésus!
Mari, mam...

## 20.

# ARH AG EN ALLIANÇ NEHUÉ.

Ton : Mar covessed erhad.... Nos 20—15—19.

Tampl er Roué Salomon ol a eur goarnisset,
Ne oé meit ul limaj, Mari, ag hou purted;
En Arh a allianç, groeit a goèd difistur,
E laré én avanç é tehoh bout pur.

Én Arh é oé miret er *Mann miraculus,*
Ha guyalen Aaron e *vleuas burhudus,*
Guet en *taulenneu main a hourhemenneu Doué*
E receuas Moïs guat lid ar er Manné.

Hou calon, Guerhiés pur, ezou er sanctuær
Eit mirèd ur guir *mann,* Jésus-Chrouist bur
[Salvér ;
Ha tra souéhussoh hoah eit er *vah-hont bleuet,*
Hui eza devout mam hemb collein bou cuerbtèd!

Er bobl dérac en Arh e stouyé guet respect,
Eit distannein en Nean e chongènt arfleuet.
Presanç en Arb e dèn benedictionneu
Ar ul ligné santel (1), e bella en drougueu.

(1) Ligné Obédédon, é ty pehani e oé bet en Arb durant tri mis.

Ar hun deulin ehué guet fé bag a galon,
Ni hum daul dérag-oh, gùir *Arh* er grechenion;
Goulenned aveit-omb, guet Jésus bur Salvér,
Benedictionneu, Mam puissant ha tinér.

En *Arh* douguet é raug en Israëlitèd,
E hré ol ou honfort ar en doar promettet;
Gùir *Arh* er fidélèd, oueit én ur raug d'en né,
Hur honforted ehué ér vro-man a drislé.

En nemb ne chervigeou er Huerhiès baniguet,
En dès léb de zougein ne varhuou ér péhed,
Emé ur sant doctor; (1) mar cherviged Mari,
Hui hou pou sur er hræç de vout eurus guet-hi.

---

**21.**

## CONSOLATION EN DUD AFFLIGET.

**Ton** : O na hirret un noz!... nº 1er.

O bugalé Adam, bugalé maleurus!
Rac ma omb ol lodec é faut un tad cablus.
  O bugalé. . .

Ya, condannet-omb ol d'er boénha d'er souffranç;
Mæs, ô Guerhiès Vari, bui vcu hun délivranç!
  Ya, condannet. . .

(1) Sant Bonavantur.

É creis hur poénieu, un banw-é mès cleuet :
Hapw er Huerhiés Vari, Mam en dud affliget.
É creis...

Arlerh Jésus enta, Mari, Rouannés en né,
Hui hemh-quin hur salvou, ô Mam læn a druhé!
Arlerh...

Hou calon pur, Guerhiés, ezou bet glaharet :
Ha hui hou pou truhé doh er ré affliget.
Hou calon pur...

Affliget-omb, Guerhiés, deid de séhein hun dar,
Hu changed én joyeu hun anquin ha glahar.
Affliget-omb...

Reid consolation d'hur halon affliget ;
Selled-ni dérag-oh ar hun deulin stouyet.
Reid consolation...



**22.**

## SECOUR ER GRECHENION.

Ton : Sant Alexis, pé n° 6 — 20 — 15 — 19.

Én huézecved-cant-vlai, anemiséd cruel
E Venaçai hur hro hag hul lézen santel :
En armé terriplan é Lépant assamblet,
E yé de zistrugein armé er fidélèd.

Er grechenion goannoh eit en huguenaudèd,
E guerh neoah hardéh ar armé en Turquèd;
En drebat-cé é Rom é larér er Rosær,
Hag an armé crechen e houni er victoér.

Eit hou trugairéquad ag hou protection,
Guerhiés, é oh hanhuet *secour er grechenion :*
Sant Pi (1) e hras laquad én hou litanieu
Conzeu quer consolus aveit hur halonneu.

Étal er guær a Vien deu gant mil a Durquèd,
Dré hou secour Guerhiés, ezou ehué feahet :
Ha mistr ha soudardèd armé er grechenion
E lar ou dès feahet dré hou protection.

En ampereur Charl huéh, tregont-vlai, goude-zé,
Ar er memb anemis e zoug victoér ehué.
D'en démemb ma oé Rom stouyet doh hou s'autér
Hui e ra mercheu splan, Guerhiés, ag hou pouvoér.

Ur gouil instituet, gouil Sul hras er Rosær,
E vrudou hou puissanç, Guerhiés, é peb amzér;
Quer clousèl er gouil groeit pep plai guet devotion
En hou s'inour, Mari, *Secour er grechenion.*

Én-oh enta, Guerhiés, éma hur honfianç;
*Secour er Grechenion,* reid d'emb hou s'assis-tanç.
Secoured-ni perpet, secoured hun armé
E gombat ér Sau-héaul guet couraj ha guet fé. (2)

(1) Sant Pi V, Pab.
(2) Ineb d'er Rusai, ér blai 1854.

**23.**

# PEDEN DE VARI.

Ton : Priez pour nous, auguste et sainte Reine, nº 21.

Guerbiés santel, Mari hur Mam tinér,
Étal hou treid guéled hou pugalé ;
A lein en Nean selled doh hur misér ;
Rouannés en Nean, en doar, aveit-omb peded
[Doué. (3 f.)

Ni hun nès ol, ag en oaid a groaidur,
Dishanâuet hun Tad hag hur Hrouéour.
Peded eit-omb, peded, ô Guerhiés pur :
Doh-oh, én hur maleur, Mari, hun nès racour.
[3 f.

Pêl doh en doar, ne huélamb meit dangér,
É creis ur mor tihoël ha furiet ;
Stirenermor, discoeid d'emb hou splandér;
Doh-oh hun nès recour, n'hun abandonnet quet.
[3 f.

A pe dostei Lucifer é furi,
Eit hui laquad de gouéh én é lacou ;
Hun dihuenned, hun dihuenned, Mari ;
Astenned d'emb hou torn, conduyed hur paseu.
[3 f.

Èl ur boquèt digor én amzér gaèr,
E séh quenteh ma ta en amzér eri :
El-cé ehué finesseu Lucifér
E scoei hur haloneu, ma ne bedamb Mari. (3 f.)

Mari enta revou hur honfianç :
Mari ezou retiranç er péhour ;
Hé ansaign guen e hoarn en innoçanç
En ur galon fidel de houlen hé secour. (3 f.)

Pedamb enta, crechenion fidel,
Pedamb Mari guet grèd ha caranté :
Laramb dehi guet huannadeu santel :
Rouannés en Nean, en doar, aveit-omb peded
[Doué. (3 f.)

---

## ER MAMB CANNEN

### ARRANGET EIT UN TON ARAL.

Ton : O Fontenay... n°s 22 — 23 — 24 — 25.

Guerhiés santel, Mari, hur Mam tinér,
Etal hou treid gùèled hou pugalé ;
A lein en Nean selled doh hur misér ;
Rouannés en Nean, aveit-omb peded Doué.

Ni hun nès ol, ag en oaid a groaidur,
Dishanàuet hun Tad hag hur Hrouéour.
Peded eit-omb, peded, ô Guerhiés pur,
En hur maleur doh-oh hun nès recour.

Pèl doh en doar, ne huélamb meit danger,
E creis ur mor tihoél ha furiet;
Stiren er mor, discoeid d'emb hou splandér,
Ni hou supli, n'hun abandonned quet.

A pe doêtei Lucifêr é furi,
Eit hul laquad de gouéh én é laceu;
Hun dihuenned, hun dihuenned, Mari,
Secoured-ni, conduyed hur paseu.

Èl ur hoquet, digor én amzér gaër,
E séh quentéh ma ta en amzér eri;
El-cé ehué finesseu Lucifer
E zei d'hur hol, ma ne bedamb Mari.

Mari enta revou hur honfianç :
Mari ezou retiranç er péhour;
Hé aosaign guen e hoarn en innoçanç
En ur galon e houlen hé secour.

Pedamb enta, crechenion fidel,
Pedamb Mari guet gred ha caranté :
Laramb dehi guet huannadeu santel :
Rouannés en Nean, aveit-omb peded Doué.

## 21.

# CALON MARI.

Ton nehué, n$^{os}$ 26 — 27 — 177.

Eit inourein Calon Mari
Hun nès composet guerzenneu :
Jésus hé Mab, ni hou supli,
Receued mod hur pedenneu.

DISCAN.

Dre galon dibéh er Huerhiés,
Damurenç en Divinité,
Gloér de Jésus oveit jamæs
Bermen hag en éternité !

Calon douçoh avait er mél,
Calon quen dign de vout oâret!
Inour d'ob, ô Calon santel,
Hou pout maguet Salvér er bed !

Guerhiés, hui zou bet consacret
Guet Doué eit diguemér Jésus :
Hou Calon ezou bet choéget
Eit treu caër, eit treu burhudus.

Deit-é de vout er sanctuær,
En tresor ag en ol madeu ;
En-hou ag er brassan mistér
Ema cuhet er secredeu.

Calon pur ha glan a béhed,
Calon hemh tam couciadur,
Mamen a hræç hag a burted,
Goarantet dob er fal natur.

El Lis e form hou couronen
Groeit guet er boqueteu caërran ;
Frond en Nard ha liw er Rosen
Hou crôn ol guet er fréh hüécan.

Calon santel, choéget guet Doué
Eit bout palæs er santeleah,
Arh consolus deit ag en né,
Dégasset e hués d'emh er peah.

Mamen eriw a bep-sort madeu
E squilled ar hou servitour,
Pehani én é valeurieu
E gaw perpet guet-n-oh secour.

Calon salodet guet en Æl,
Caërroh eit 'n héaul de greisté,
Hui ezou bet ul léh santel
Eit diguemér hrasted hou Toué.

Calon pur, el limaj caërran,
Er scuir caërran ag er hurted ;
Mari, prepared hun incan
Eit diguemér Salvér er bed.

Calon fournæz a garanté,
Guir esperanç er fidelèd,
Revehed ol hui léhuiné,
Hur joé ol ha boneur parfæt.

Stiren en dé, héaul liguernus,
Conduyed-ni, reid d'emb sclerdér;
Groeid ma vehemb caranteus
Eit cârein perpet hur Salvér.

Calon ur Vam lum zoug perpet
Tremaha calon hé hroaidur;
Doué hemb-quin en dès hanàuet
Er briz ag hou caranté pur.

En nerh a garanté er Vam
E za a garanté hé Doué;
A galon Doué é ta er flam
Ou flam quer sterd étré-z-hai.

Calon pur, læn a garanté,
Allumed én hur halonneu
En tan-flam a garanté Doué
E hrei d'emb hou cârein hou teu.

Eit mah-péhour ur Vam cablus
Revou hou calon ul léh sur
Eit diguemér, Mam truhéus,
Ar é varw, calon hou croaidur.

## 25.

# MÈLAMB MARI.

Ton : Bénissons à jamais... n° 28.

DISCAN.

Mèlamb ol guet hirreah } *bis.*
Mari bag hé madeleah ! }

Péh ur sourci tinér
Aveit hé bugalé !
Mèlamb enta guet joé
Mari hag hé doustér.

A p'hur gùél poénist,
Hé halon én glahar
E séh quent pél hur dar :
Mari revou mèlet !

Hi dès hou earantet,
Inaan pur ha dibéh :
O itré hé divréh
Buquin n'hum gollehed !

Hi hou calw, ô péhour !
De zistroein doh hou Toué ;
Hi hou calw guet truhé,
Hag e ra d'oh secour.

Hi e houlen guet Doué
Eit-oh, péhour changet,
Er hræç de vout salvet :
Mélamb hé baranté !

Bèd hun deveban ær,
A han-amb sourcius,
Guerhiés caranteus,
Tenned-ni a zangér.

Mari evou me joé
Me harp ha me secour :
Doh-t-hi em bou recour,
Hi evou mem buhé.

Aveit hé brassan gloér
Re labourein perpet ?
Ar hé anemisèd
Re zouguein er victoér !

Mèlamb enta perpet
Hur Mam a garanté !
Mèlamb-hi noz ha dé
Assambl guet en Ælед.

O Mam douç a tinér !
Hou Mab ezou me Roué.
M'hou ped, secoured-mé
De gârein me Salvér.

O Jésus ! ô Mari !
Revehed bou s'hunan
Er vistr a me halon !
M'hum ra d'oh a zevri.

**26.**

# HANW ER HUERHIÉS VARI.

Ton : C'est le nom de Marie... Nos 29 — 30 — 31.

*Discan.*

Hanw er Huerhiés Vari
Revou hinùw mélet!
Cannamb guet mélodi
Hanw hur mam beniguet!

Hanw er Vam tinerran,
Hanw hou Mam, bugalé;
Canned enta berman
A galon ha guet joé.

Hanw eriw, banw burhudus,
Hanw clear, hanw a zoustér,
Hanw ur Vam truhéus,
Hanw caër, hanw a bouvoér!

Hanw e zoug d'er victoér,
Hanw e feah en diauleu;
Hanw e hra d'amb guet gloér
Torrein hur rangenneu.

Hanw læn a espérang
Eit er péhour changet,
Arræs a innoçanç
Aveit er fidelèd.

Hanw cåret ar en doar,
Cåretoh hoah én Nean,
Ur galon pur er hår
Guèl eit er méi douçan.

A pe gonzas Jésus
Aveit er huéh quetan,
Ean e laras joyus
En hanw heniguet-man.

Revou hanw er Huerhiés
En huannad devehan,
Bermen ha de jamæs
Me feden gredussan.

---

**17.**

## GUIR SERVITOUR MARI.

Ton : Me gaw hir en amzér... Nº 72.

Arlerh en Eutru Doué,
Me ven cårein Mari ;
Me rebai mem huhé
Eit gouni tud dehi.

*Discan.*

O Rouannés caër en Nean.
Pe vehoh hanàuet,
Guet an youl hrassan
E vehoh cherviget !

Mari ezou hemb par
E misq erré salvet,
Hag én Nean hag én doar.
En ihuellan sàuet.

É græç en Eutru Doué
Ema het conceuet,
Purroh eit en Ælé,
Ha pur éma gannet.

Forcet-on d'hi hârein
A gaus d'hé mériteu,
Ha me gred é rei d'ein
Un tresor a bræceu.

Serviterion Mari,
Peh honeur aveit-oh!
Nag eurusset oh-hui!
N'en dès iuour brassoh.

Dalhed enta fidél
De Vari hou Rouannés;
Rac Mari-é er squæl
E gas d'er Baraoués.

Mari, ô me Rouannés!
Me vou hou servitour:
Beah-hui m'avocadés,
Me nerh ha me secour!
O Rouannés...

## 28.

# EN AVE MARIA,

PÉ

## Pouvoér er Chapelet.

Ton : Petra hèz-té, Simon ? Nos 31—30—81.

Cannamb a voeh ihuél,
Cannamb guet léhuiné
Salud caër en Arhæl,
Pouvoér bras en *Ave.*

*Discan.*

En *Ave, Maria,*
Anemis er péhed,
E ra d'emb ol peb-tra,
E hra d'emb bout salvet.

Na caërret ur beden,
Pe vehai hanàuet,
Guet youl peb crechen
Hi larehai perpet.

Me garehai cannein
É peb léh ag er bed,
Ha d'er péhour disquein
Salud er fidélèd.

Er Sænt hag en Ælé
Er hân é lein en Nean :
Cannamb ehué guet-hai
Guet er joé gredussan.

En dud just ag er bed,
Guet ur galon gredus,
Assambl guet en Ælèd
E lar ehué joyus,
En *Ave, Maria.*

Mæs en dud-hont hemb fé
Ne vennant quet larèd
Conzeu deit ag en né,
Rac n'ou hanauant quet.

D'oh-hui, inean fidel,
D'oh-hui-é de gannein ;
Guet er *man-cé* santel
D'oh-hui-é d'hum vaguein.

Hiniw èl güéharal
En *Ave* e houni
Calonneu er ré fal,
E dinerra Mari.

Salud douç ha tinér,
Hui e houni en ol,
Hag e denn a zanjér
Er péhour prest d'hum gol.

Doué memh én é arfleu
Ne hôl quet hou refus ;
Ha quenteh él m'hou cleu
E ta devout joyus.

Hui-é eu arm criuhan
Doh en tentation,
Hag er remèd guellan
Doh en affliction.

Hui e ra induljanç
Ha pardon d'er péhour ;
D'er ral persévéranç,
Peb græç ha peb secour.

Lared er beden-man
Él me faut ha liés,
Ha deusto de Satan
Hui yei d'er Baraoués.

Lared mad en *Ave*,
Péherion ahurtet,
Ha hui hou pou guet Doué
Er hræç devout salvet.

Pérac, tud dirollet,
Pérac é sàued-hui
Ineb d'er Chapelet
Couronen caër Mari ?

Mæs hui, bugalé Doué,
Tampleu er Spered-Glan,
Lared mad en *Ave*,
Ean hou cassou d'en Nean.

En Are, *Maria*,
Anemis er péhed;
E ra d'emb ol pep-tra,
E hra d'emb bout salvet.

**29.**

# ER SALVE REGINA.

Ton nehué... Nos 32—33.

*Discan.*

Guerhiés tinér,
Mam hur Salvér,
Ni hou suppli,
Mari;

Guet caranté
He guet truhé,
Hur secoured
Perpet. } *bis.*

Ni hou salud, Rouannés en Nean,
Læn a druhé doh hun inean;
Hun espéranç hag hur buhé,
Hun avocadés dérac Doué.

Bugalé maleurus Adam
Hou coulen èl ou guellan Mam;
Secoured queih tud forhannet
En devalen-men ag er bed.

Guerhiés Vari, Rouannés en né,
Hum zistroeid doh hou pugalé;
Groeid d'emb guélled hou Mab Jésus
Er fréh a hou corv précius.

Cheleued, Mam carantéus,
Boéh hou pugalé hirvoudus
E houlen er hræc d'hou euélèd
É ranteleah hou Mab câret.

Doué ol-buissant, Doué éternel,
Dré vertu er Spered-Santel,
Hui e huès groeit ul léh hourrus
Ag er Huerhiés d'hou Mab Jésus.

A gaus dehi, dré hé secour,
Goaranted er ré hi inour,
Doh en drougueu ag er vuhé
Ha doh ré en éternité.

---

## 30.

# IMITATION ER HUERHIÉS VARI.

**Ton nebué.** Nos 26—27—177.

Eurus mil guéh en dud fidel
E guerh ar baseu er Huerhiés!
Hi-é en hent, hi-é er squæl
E gass en dud d'er Baraoués.

*Discan.*

Bermen ente me fatromés,
E pratiquein hou vertuyen;
Heg é querhein gredus hemb cès
Ar hou lerh, er hou pasieu.

Sellamb enta en exampleu
Hi dès reit d'emb dré garanté;
Ha pratiquamb hé vertuyeu,
Bibuamb èl bé gûir bugalé.

En nemb e guerb arierh Mari,
E guerb ehué arierh Jésus;
Jésus e lar d'emb en héli,
Mar fal d'emb bout guet-hou eurus.

Buhé Mari zou ur guentel
Hun ansaign de vihuein erhad:
Bihuamb enta pur ha santel,
Doujamb en droug ha groamb er mad.

Ér brospérité, ér maleur,
En hou peden, én hou labour,
Hélied-hi pinhuic ha peur,
En disprisanç bag én inour.

Ma ne règled quet hou pubé,
Ar vuhé er Huerbiés Vari,
Naren, ne huès chet caranté,
Ne huès chet confianç én-hi.

**31.**

## ADIEU DE VIS MARI.

Ton : Toujours moi, et toujours Marie, Nos 8—70—76.

Passet-é er mis heniguet :
Na beannet éma tremeinet !
Passet-é, mæs aveit Mari
Me baranté ne bassou mui. *(bis.)*

Passein e hra er boqueten
E laquamb ar hou a'autérieu ;
Mæs aveit-oh, Mam heniguet,
Me baranté ne bassou quet

Passein e hrei er Boquet-Lis,
Quent pêl hum gavou dioarnis ;
Mæs goarnet e mès ém halon,
Mari, ul Lis eit hou couron.

Dohér em hou boah a secour
Eit dihuen doh en diaul traitour ;
Mæs eavet e mès é mis mai
Secour inoh d'é fallanté.

Er hed chué doh en tu-ral
E zei guet é gustumeu fal ;
Mæs groeit e mès rô, Guerhiés pur,
Bout fidel d'oh, hout hou croaidur.

Me gléhuou ehué me squendeu
É conz d'ein a bligeadurieu;
Mæs gavet e mès é mis mai
Pligeadurieu guél aveit-hai.

D'oh enta, Mari, me Rouannés,
En bum bloestran aveit jamæs;
Ha hermen hag arlerb mis mai
Hui vou perpet me haranté.

# REGINA CŒLI.

Ton : N° 34.

Rouannés en Nean hum rejoeissed,
Hou Mab ezou ressuscitet:
Raceé guet-n-emb, ô Maria,
Canned ehué Alleluia!

Er fréh a hou corv beniguet,
Mari ezou ressuscitet:
Raceé guet-n-emb, ô Maria,
Canned ehué Alleluia!

O Mari, aveit-omb peded
Hou Mab Jésus ressuscitet.
Secoured-ni, ô Maria,
De gannein en Alleluia!

O Doué en dès hur rejoeisset
Dré Jésus-Chrouist ressuscitet,
Reid d'emb ehué, dré er Huerhiés,
Er joyeu ag er Baraoués.

## MARI, HUR SECOURED.

Ton : Vierge salute, du haut des Cieux.. nos 36 — 70.

Guerhiés santel, a lein en Nean,
Hou pèd truhé doh hun inean ;
Secoured-ni én hur misér,
O Mam tiuér ! (*bis.*)

Groeid d'emb cârein perpet Jésus,
En héliein perpet gredus,
Ha distagued-ni doh en douar,
O Mam hemb-par ! (*bis.*)

Pe varhuehemb, Guerhiés santel,
Tré hou tivréh groeid d'emb merhuel,
Ha cassed-ni d'er Baraoués
Aveit jamæs. (*bis.*)

## ER SUB TUUM.

Ar en ton latin, n° 37.

Dohemh-ni péherion hou ped, Mam de Zoué, truhé ha compassion : ne zisprised quet cheleuèd doh bugalé cahlus e gred hoah hou supliein ; mæs dré hou s'assistance, délivred-ni a zangerieu hemb-fin, én-oh éma hur honfiance, ô Guerhiés Vari !

# EN ALLELUIA.

Ton : n° 35.

Alleluia, alleluia, alleluia, alleluia.

Rouannés en Nean, hum rejoeissed :
Hou Mab ezou ressuscitet,
Hag en ihuern ezou feahet.
Alleluia...

Guerhiés Vari, Mam glaharet
Pe varhuas hou Mab beniguet.
Guet-n-emb biniw hum rejoeissed.
Alleluia...

Ar er bed hag ar Lucifèr
Jésus e houni er victoér :
Hum rejoeissamb, Mam hur Salvér :
Alleluia...

Goulenned, Guerhiés, Mam de Zoué,
Ma changehemb hur fal vuhé,
Ma resuscitehemb ebué.
Alleluia. . .

Guerhiés Vari, hur Mam sautel,
A lein er joyeu éternel,
Pelleid hun anemis cruel.
Alleluia...

Guerhiés Vari, Mam truhéus,
Groeid d'emb càrein hou Mab Jésus,
Ha hout guet-n-oh un dé eurus!
Alleluia...

## QUENT SORTI AG EN ILIS.

Ton : Avant de quitter notre Maître .. n° 85.

DE GALON SACRET JÉSUS.

Quent quittad Jésus hur Salvér,
Hum daulamb ol én é galon :
Énou hemb-quin, énou é cavér
Peah, boneur ha consolation
Quent quittad Jésus hur Salvér,
Hum daulamb ol én é galon.

D'ER HUERHIÈS VARI.

Ha hui éhué, Guerhiés fidel,
Hou pêd chonge ag hou pugalé;
Peded eit-omb en Drindad santel
D'hur receu é ranteleah en né.
Ha hui éhué, Guerhiés fidel,
Hou pêd chonge ag hou pugalé.

### DE SANT JOSEB.

Ha hui ehué, pried Mari,
Ni hou supli, hur secoured
Pad er vuhé-men conduyed-ni
Hag ar er marw n'hun ancoéhed quet.
Ha hui ehué, pried Mari,
Ni hou supli, hur secoured.

### EIT ER ENÉ DREMENET.

Doh en inean ér Purgatoér,
Men Doué, hou pèd ehué truhé;
Dré vériteu Jésus, hur Salvér,
Tenned-int d'er joyeu ag en né.
Doh en inean ér Purgatoér,
Men Doué, hou pèd ehué truhé.

FIN.



# TAULEN

## E VERCHE EN N° AG EN TONNIEU.

*N. B.* Quent pèl évou mollet, é ty en Eutru DE LAMARZELLE, ul Livrig hanhuet : CHAPELET MIS-MAI, fæçon d'hobér Mis-Mari, én ul laréd peh noz, ar ur pauz a Litanieu er Huerhiés, ur merchad hemb-quin ag er Chapelet, guet ur reflexion bèr, un exampl, ur beden, hag ur Boquet spirituel.



É Guénèd, é ty DE LAMARZELLE, Imprimour.

